WIKIPEDIA

# Zaparoeg

Ur yezh zaparoek eo ar zaparoeg (anvet ivez *kayapwe*). Komzet eo e Proviñs Pastaza etre ar stêrioù Curaray ha Bobonaza war an harzoù etre Perou hag Ecuador.

**Zaparoeg (Kayapwe)**



## Hogozik marv

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Perou<br>Ecuador |
| Rannved : | Amerika |
| Komzet gant : | 10 (?) (war 170) |
| Familh-yezh : | Yezhoù zaparoek |

- Strollad Zaparo
  - **Zaparoeg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | ZRO (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=zro) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Statud ar yezh

Unan eus pobloù brasañ eus reter Amazonia e oa ar zaparoiz e amzer donedigezh an Europiz ha krediñ a reer e veze komzet o yezh gant 100.000 a dud bennak d'un ampoent. Kregiñ a reas o niver da digreskiñ, avat, abalamour d'ar c'hleñvedoù kaset gant an drevadennerien eus Europa ha da vrezelioù gant meuriadoù all argaset diouzh o zirioù gant ar re Wenn.

E deroù an xx[vet] kantved e voe aloubet o zachennad gant dastumerien kaoutchoug ha rediet e voe kalz eus o c'humuniezhioù da zivroañ. Hogozik distrujet e voe o c'hevredigezh ha kalz boutinoc'h e teuas an euredoù etremeuriadel da vezañ. Abalamour da se e teuas yezh ar Gechuaed da vezañ o yezh pemdeziek muioc'h-mui.

Ne chomfe nemet 150 - 170 Zaparoad e departamant Loreto hag an holl anezho a gomz Kechuaeg a zo aet da yezh voutin an Indianed er rannvro. War-dro 30% anezho a ra gant an achwareg ivez. 60% ar boblañs a gomz spagnoleg a zo yezh an deskadurezh nemetañ en Ecuador. E Perou e rann ar perzh-se gant ar c'hechuaeg. Etre dek hag ugent den a vefe barrek da gomz zaparoeg c'hoazh ha kozh ez int - dezho etre 65 ha 95 bloaz. Digenvez e vez ar gomzerien hag hini anezho n'eo unyezhek. N'eo ket mui implijet ar yezh war ar pemdez.

Emañ Zaparoiz o klask savete ar pezh a chom eus ar yezh ha desket e vez gerioù zaparoek er skolioù. Gwirheñvel e c'hwito ar strivadenn-se abalamour d'an diouer a dud varrek da sevel ur geriadur hag ur yezhadur gwir. Ur gevredigezh, Arutam hec'h anv, he deus divizet krouiñ ur stumm skrivet eus ar yezh hag he c'helenn e skolioù teiryezhek.

# Livadur

## Fonologiezh

### Frammadur silabennek

Ur frammadur silabennek eeun a-walc'h en deus ar zaparoek. Disaotret e vez ar berniadoù a gensonennoù (estreget gant ʔ) hg ne c'hell echuiñ ar silabennoù nemet dre ur vogalenn pe [w], [j] pe [ʔ].

### Vogalennoù

**Vogalennoù**

| | A-raok | Kreiz | A-dreñv |
|---|---|---|---|
| **Serr** | i | | |
| **Peuzserr** | e | | o <br\ > ʌ |
| **Digor** | a | | |

Ur yezh SOV (rener-renadenn-verb) eo ar zaparoeg.

### Kensonennoù

**Kensonennoù**

| | Diweuz | Dent | Kevig | Drekkevig | Drekstaon | Troc'h-avel |
|---|---|---|---|---|---|---|
| **Dre serriñ** | [p] | [t] | | [ʧ] (dre fic'hal) | [k] | [ʔ] |
| **Dre daravat** | | [s] | | [ʃ] | | [h] |
| **Dre fri** | [m] | [n] | | | | |
| **Dre dostaat** | [w] | | | [j] | | |
| **Dre froumal** | | [r] | | | | |

# Morfologiezh

Ur yezh daspegel eo ar zaparoeg, evel an holl izili anavezet eus ar familh zaparoek. Stummoù lies ar ger a furmer dre stagañ lostgerioù ouzh ar wrizienn hep he c'hemmañ.

## Morfologiezh añvel

Peder reizh - denek, nann-denek, gwregel ha gourel - ha daou niver - unander ha liester - en deus ar zaparoeg. Diskouezet e vezont dre al lostgerioù staget ouzh ar wrizienn.

| | Denek | nann-denek | gwregel | gourel |
|---|---|---|---|---|
| Unander | naw | ka | to | no |
| Liester | pʌ <br\>roʔa | ʔa | | |

Implijout a reer ivez ul lostger ispisial - **ča** - evit an anvioù denek hep dave ouzh an niver

**Skouerioù** :

- **mʌàri*ča* tà kwi** : ur bugel on
- **pakʌʌna*roʔa*** : hor c'herent
- **nìa*no*** : mab
- **nìa*to*** : merc'h

### Troioù

Diskouez a ra ar zaparoeg an darempredoù etre ar gerioù dre lostgerioù. Er c'hontrol eus ar pezh a c'hoarvez er yezhoù indezeuropeek ne gemmont ket ar wrizienn met outi e vezont staget.

- **-hi** : evit
- **-anoàhi** : daoust da
- **-hina \ hiʔna** : da, e
- **-ma \ ʔma** : da, e
- **-hinahi \ hʌnahi** : eus, a
- **-mʌrʌ** : da, betek
- **-niha** : dindan

**Skouerioù**

- **ita*mʌrʌ*** : betek an ti
- **ahapaka acahowara naw koramaha*hina*** : flemmet he deus ur wenanenn e zorn

## Ragañvioù

### Ragañvioù-gour

Seizh raganv-gour eñ-deus ar zaparoeg ha disheñvelañ a ra etre un ni endalc'hus hag un ni ezdalc'hus. Daou stumm o deus ar raganvioù zaparoek : oberiant ha gouzañvus. Implijet e vez ar stumm gouzañvus da ziskouez an dro-damall ha rener ur verb-stad. Ar stumm oberiant a c'heller implijout evel ur raganv-perc'hennañ dre lakaat anezhañ a-raok ar ger a ren.

| | Oberiant | Gouzañvus |
|---|---|---|
| Kentañ gour unander | ko <br\> k- | ko <br\> kwi |
| Eil gour unander | ʧa<br\> k-<br\> ʧ-<br\>ki- | ʧa |
| Trede gour unander | naw<br\>n- | naw<br\>n- <br\>no |
| Kentañ gour liester endalc'hus | pa<br\>p- | pa |
| Kentañ gour liester ezdalc'hus | kana | kana<br\>kaʔno |
| Eil gour liester | kina | kina<br\>kiʔno |
| Trede gour liester | na | na |

**Skouerioù**

- ***pa*** **na atihà** : ni a gomzo
- ***ʧa noka*** **taʃi** : gortoz anezhañ
- ***k*****oiha** : va c'halon
- ***ko*** **ità** : va zi
- ***ʧa*** **niano** : da vab

### Ragañvioù-diskouez

Ur raganv-diskouez hepken en deus ar zaparoeg : **noka**. E implijout evel ur raganv-perc'hennañ eus an trede gour a c'heller ivez. Dre lemel al lostger -ka e vez furmet an unander.

**Skouerioù**

- ***noka*** **toiʧa** : e frouezh
- ***noka*** **ità** : an ti-mañ

## Morfologiezh verbel

Displeget e vez ar verboù zaparoek dre stagañ lostgerioù ouzh ar wrizienn.

- **ka\ʧa\ko** : amzer dibaouez
- **ha\ho** : amzer dazont
- **rʌ** : peurc'hraet
- **riʧa** : amdremened
- **no** : stumm-nac'h
- **akwa\ikwa\ʌkwa\okwa** stumm-difenn
- **wara\wa** : amzer dremenet
- **kwa** : stumm-tu
- **ʔ\rʌ** :stumm-gortoz

# Niveroù

- 1 nuquaqui
- 2 namisciniqui
- 3 haimuckumarachi

## Daveennoù


- *Bosquejo Gramatical del Zaparo*, M. Catherine Peeke, Cuadernos Etnolingüisticos, n°14, Instituto Lingüistico de Verano, Quito, 1991
- Peeke, Catherine. 1962. "Structural Summary of Zaparo," in SEIL I, 125-216.


## Liammoù diavaez

(en) Zaparo's lost secret (http://www.unesco.org/courier/2000_04/uk/doss02.htm)

(es) Yezhadur berr ar zaparoeg (http://ftp.sil.org/americas/peru/html/pubs/acd-bosqgramzaparo.zip)

(es) Revitalizando el idioma zápara (http://www.ailla.utexas.org/site/cilla1/Viatori_Zapara.pdf)

(fr) SAUVONS... LA LANGUE ZAPARA ! (http://arutam.free.fr/Zaparo.html)

(en) Ar zaparoeg war Global Linguistic database (http://starling.rinet.ru/cgi-bin/response.cgi?root=config&morpho=0&basename=%5Cdata%5Ctypol%5Ctypology&first=1&text_language=zaparo&method_language=substring&text_alternaten=&method_alternaten=substring&text_dialect=&method_dialect=substring&text_location=&method_location=substring&text_population=&method_population=substring&text_classifica=&method_classifica=substring&text_dictionary=&method_dictionary=substring&text_grammar=&method_grammar=substring&text_textbooks=&method_textbooks=substring&text_othersourc=&method_othersourc=substring&text_consonants=&method_consonants=substring&text_stops=&method_stops=substring&text_affricates=&method_affricates=substring&text_fricatives=&method_fricatives=substring&text_nasals=&method_nasals=substring&text_laterals=&method_laterals=substring&text_vibrants=&method_vibrants=substring&text_clicks=&method_clicks=substring&text_modifiedco=&method_modifiedco=substring&text_glides=&method_glides=substring&text_vowels=&method_vowels=substring&text_frontvowel=&method_frontvowel=substring&text_centralvow=&method_centralvow=substring&text_backvowels=&method_backvowels=substring&text_longvowels=&method_longvowels=substring&text_nasalvowel=&method_nasalvowel=substring&text_modifiedvo=&method_modifiedvo=substring&text_diphthongs=&method_diphthongs=substring&text_syllable=&method_syllable=substring&text_tones=&method_tones=substring&text_stress=&method_stress=substring&text_nounnumber=&method_nounnumber=substring&text_nounclasse=&method_nounclasse=substring&text_gender=&method_gender=substring&text_demonstrat=&method_demonstrat=substring&text_articles=&method_articles=substring&text_pronouns=&method_pronouns=substring&text_syntax=&method_syntax=substring&text_ergative=&method_ergative=substring&text_nounincorp=&method_nounincorp=substring&text_preppost=&method_preppost=substring&text_comments=&method_comments=substring&text_any=&method_any=substring&sort=number)

**Yezhoù Zaparoek**

Strollad Zaparo : Zaparoeg • Arabeleg • Andoeg†

Ikito-Kawarano : Ikiteg • Aouchirieg† • Kahouaraneg†

Direnk : Omouraneg† • Konambeg† • Gayeg†

